# Spagnoleg



**Krogit e-barzh !**
Un danvez pennad eo ar pennad-mañ ha labour zo d'ober c'hoazh a-raok e beurechuiñ.
Gallout a rit skoazellañ Wikipedia dre glokaat anezhañ (https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Spagnoleg&veaction=edit).

Ar **spagnoleg**, anvet **kastilhaneg** a-wechoù, zo ur yezh ganet e rouantelezhioù kozh Kastilha ha Navarra, hag a vez komzet bremañ, ouzhpenn e Spagn, en un ugent stad bennak, dreist-holl en Amerika met ivez en Azia hag Afrika, gant 450 milion a dud, pe ouzhpenn 500 milion mar konter an dud a ra gantañ evel eil yezh.




Kastilhaneg, yezh ofisiel nemeti en amzer diktatouriezh Francisco Franco

An eil yezh-vamm eo war-lerc'h ar sinaeg (mandarineg) hag an eil yezh studiet war-lerc'h ar saozneg. Yezh ofisiel eo en Aozadur ar Broadoù Unanet.

Ur yezh indezeuropek eo, diorroet diwar al latin poblek, gant levezonoù liesseurt (arabeg, iberek, euskarek, keltiek hag all).

## Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar Sinoù Spagnolek.

## E Breizh

E Breizh eo an trede yezh studiet ar muiañ er skolioù, goude ar galleg hag ar saozneg.

**Broioù spagnolek**

| | | |
|---|---|---|
| **Yezh ofisiel** | Europa | Spagn |
| | Afrika | Ginea ar C'heheder · Ceuta · Melilla · Inizi Kanarias |
| | Amerika | Arc'hantina · Bolivia · Chile · Kolombia · Costa Rica · Kuba · Ecuador · El Salvador · Guatemala · Honduras · Mec'hiko · Nicaragua · Panamá · Paraguay · Perou · Puerto Rico · Republik Dominikan · Uruguay · Venezuela · Mec'hiko-Nevez |
| | Oseania | Enez Pask |
| | Aozadurioù etrebroadel | Unaniezh Europa · Broadoù Unanet · Aozadur Stadoù Amerika · Unaniezh Afrika |
| **Implijet stank** | Europa | Andorra · Jibraltar |
| | Afrika | Sahara ar C'hornôg |
| | Amerika | Kalifornia · Texas · Arizona · Nevada · Kolorado · Florida · Belize · Aruba · Antilhez Nederlandat |
| | Azia | Filipinez |

